lennegez
iwerzonek a vremañ

# teir c'hontadenn c'houezelek

gant

**PADRAIC MAC PIARAIS**

troet
gant
farnachanavan

ha
skeudennaouet
gant an troer
hervez
ar skeudennou a savas Beatrice Elvery
evit ar mouladur gouezelek

Trugarekaat a ran a greiz va c'halon an holl dud o deus va skoazellet, — e doare pe zoare, — da sevel an droidigez-mañ, ha d'he moula e brezoneg, ha dreist-holl :

Paotred « Connradh na Gaedhilge » ha « The Talbot Press Editions »,

Oscar Mac Cartha Uileas,

« Kevredigez Iwerzonegourien Vreiz »,

hag all.

# PADRAIC MAC PIARAIS

(*Patrick Henry Pearse*)

*Ganet e Bla-Klia d'an 10 a viz du 1879. A-vihanik e klevas galv Iwerzon hag e stagas da zeski e-unan yez e vammvro. Gouzout a ra ar re a ya c'hoaz da glask o awen en e levriou kaer pegen mat e kasas da benn e labour. Da sizun Pask 1916, e ziskibled eus Skol St. Enda, — ar skol en doa savet war skouer skol c'houezelek koz Iavan Mac'ha, — e aspedas evit e heulia e-barz ar stourm. Bez' e voe Penn-meur Armead Republikaned Iwerzon ha kenta Pennrener ar Republig. E vuhez hael a voe roet evit Iwerzon d'an 3 a viz mae 1916. « Aner eo klask meuli Pàdraic Mac Piarais. E haelded a zo dianav d'imp c'hoaz. Ar bloaveziou a ganmeulo anezañ hag a ziskouezo d'an holl noblded e vuhez ha kaerded e ober ».*

*hervez* The Wolf Tone Annual 1932

*Diwar-benn Pàdraic Mac Piarais lenn :*

*« Lennegez Iwerzon hizio » gant Leon O Broin — « Gwalarn », niv. 6, p. 69-70.*

*« Skol S. Enda » gant Meavenn « Gwalarn », niv. 38, p. 14-20.*

# ISAGAN[1]

Edo Mazeaz koz en e azez e-kichen dor e di. Neb a vije tremenet war an hent en dije kredet e oa eun delwenn vaen pe varmor a oa eno, — pe eun den maro, — rak penaos soñjal en dije gallet eun den beo chom ken sioul ha ken difiñv ? Stouet e oa e benn gantañ, hag e oa e ziskouarn o selaou. Stank eo an trouzou dudius a zo da glevout, da neb a daol evez outo. Klevout a rae Mazeaz koz klemvan an tonnou war ar reier ha fistilherez ar wazig-dour o redek war vili he naoz. Klevout a rae kri ar gerc'heiz (2) o tont eus ar c'hro veinek, blejadeg ar saoud eus ar pradou ha c'hoarz skiltrus ar vugale eus ar c'hlazenn. Hogen ne selaoue ouz hini anezo gant kement a evez, — daoust m'o c'have holl dudius, — hag ouz son sklaer ha skiltr kloc'h an Oferenn, a zeue betek ennañ gant an avel e sioulder ar beure.

Edo an holl dud oc'h en em zastum evit mont d'an oferenn. Mazeaz koz a wele anezo o tremen dirazañ, a-unanou pe a-strolladouigou. Ar baotred a rede hag a lamme. Ar plac'hed a fistilhe drant. Ar maouezed a gomze a vouez izel. Dilavar e oa ar wazed. Evel-se ez aent gant an hent pep sul. Evel-se e chome Mazeaz koz azezet war e gador o sellout outo, ken na oant aet a-ziwar wel. Tremen a raent ar beure-mañ

(1) *Iosagan* : Jezuz-ig : ar' Mabig Jezuz.
(2) *Corr éisg*, gg., en iwerzoneg.

evel boaz. Menel a reas an den koz o sellout outo ken na voe tavet ar vourbl hag an trouz, ken na voe steuziet ar strollad diweza war lein krec'h an Iliz, ken na voe mui da welout nemet an hent hir, eeun, gwenn, o vont er pellder, ken na voe mui er gêriadenn nemet eun nebeut tud koz en o gwele, bugale o c'hoari war an dirienn, hag heñ e-unan en e azez e-kichen toull e zor.

Ne dae ket Mazeaz koz d'an Iliz. N'en doa ket klevet an « Oferenn flour » abaoe ouspenn tri-ugent vloaz. Eur paotr kreñv ha yaouank a oa anezañ ar wech diweza ma reas sin ar groaz e-barz an Iliz, ha bremañ e oa eun den koz ha kabac'h, gwenn e vleo ha kroumm e ziskoaz. Ne oa ket aet war e zaoulin dirak Doue e-pad an tri-ugent vloavez-se. N'en doa ket pedet e Grouer. N'en doa ket trugarekaet e Salver. E-unan-penn e veve Mazeaz koz.

Den ebet ne ouie perak ne dae ket d'an Oferenn. Tud 'zo a lavare ne grede ket e oa Doue enni. Tud all, m'en doa graet eur pec'hed euzus bennak e penn kenta e vuhez, m'en doa nac'het ar beleg rei an absolvenn d'ezañ, ma oa aet e kounnar, ha m'en doa touet ne dostaje mui ouz beleg nag iliz ebet e-pad e vuhez. Tud all a lavare, — hogen ne lavarent an dra-se nemet a vouez izel, e-tal an tan, p'edo an dud koz o varvailhat etrezo, goude ma oa aet ar vugale da gousket, — m'en doa gwerzet e ene d'eur Gwaz-Meur bennak, en doa kejet outañ, eur wech, war lein Krec'h an Ejen, ha n'hel leze ket hennez da zarempredi an Iliz. Ne ouzon dare petra oa gaou pe wir en traou-se. Ar pez a ouzon, avat, eo n'en doa ket kosa den ar gêriadenn koun da veza gwelet Mazeaz koz en Oferenn Doue. Cuimin O Niadh, — eun den koz a



varvas daou vloaz 'zo, da zek vloaz ha pevar-ugent, — a lavare en doa e welet eno d'an amzer ma oa eun den yaouank.

Arabat kredi e oa Mazeaz koz eun den fall. Eun den ken onest, ken eeun, ken diardou e oa ma n'ho pije ket kavet e bar, ha p'ho pije kerzet eun devez. Ne zeue eus e c'henou netra nemet komzou mat. Ne gare nag eva, na darempredi tud, na kaout aour pe vadou. Paour e oa, hogen alies e ranne ar pez en doa gant tud paouroc'h egetañ. Truez en doa ouz ar re glañv. Trugarezus e oa e-keñver ar reuzeudien. Ar wazed all a zouje anezañ. Ar merc'hed, ar vugale hag al loened a gare anezañ, hag heñ a gare anezo ha kement hini a oa karadek ha glan e galon.

Gwell e oa gant Mazeaz koz komz ouz eur vaouez eget komz ouz eur gwaz. Hogen, gwell e oa gantañ komz ouz eur paotrig pe ouz eur plac'hig eget komz ouz eur gwaz pe eur vaouez. Lavarout a rae e oa poellekoc'h ar merc'hed eget ar wazed, hag e oa poellekoc'h ar vugale eget an eil re pe ar re all. Gant ar vugale eo e tremene an darn vuia eus e amzer vak. Azeza a rae ganto e korn an ti, hag e tanevelle marvailhou d'ezo, pe e selaoue ouz o istoriou. Souezus e oa e gontadennou. Brao-kenañ e teue gantañ Troiou ar Marc'h Glas. N'oa nemetañ e-touez tud koz ar gêriadenn da c'houzout kontadenn ar Vran hag al Laouenan. Pebez spont a groge er vugale pe zreveze « fou ha fesog » Roufl e Zaou Benn, ha pebez c'hoarzadennou a zirolle pa gonte d'ezo Troiou paotr ar biniou e Kastell ar Velc'houedenn-Grogennek ! Hag ar c'hanaouennou a aneveze ! Gallet en dije lakaat eur bugel klañv da gousket gant e :

« Toutouik la la ! Kousk aze, va lellig !
Emañ arme ar c'hornandonezed
O tont gant an draonienn ! »

Pe eun tiad bugale da c'hoarzin leiz o c'halon gant e :

« Hai didil doum, ar c'haz hag e vamm
O vont da C'halliv a-c'haoliad war eun
[houad ! »

Ha pebez rimadellou koz fentus a ouie ; pebez goulennou diaes ha pebez divinadennou kaer ! Evit ar c'hoariou, den ebet, na gwaz na maouez na bugel, ne vije bet evit derc'hel penn outañ.

Pa veze brao an amzer, e weled Mazeaz koz hag e gendivizourien vihan e tor ar grec'hienn pe o vont dre ar paludou. Displega a rae d'ezo penaos e vev ar merien hag ar c'houibu, pe e save evito marvailhou diwar-benn an avalaouer pe ar gwiñver. A-wechou all ez aent holl da bourmen en eur vag, an den koz o roeñvat hag unan bennak eus ar baotredigou, pe eur plac'hig vihan, ouz ar stur. An dud a veze o labourat e-kichen an aod a gleve alies garmou-levenez ar vugale o tont eus an aber, pe mouez Mazeaz koz o kana :

« Oro ! va c'horac'h bihan, O ! (3)
Hag oro ! va bagig ! »

A-wechou e save aon gant eur vamm, hag e lavare an eil d'eben ne oa ket mat lezel o bugale da dremen kement a amzer a-gevret gant Mazeaz koz, — « eun den na dae ket d'an oferenn ». Eur wech, eur vaouez

(3) Korac'h, g., (en iwerzoneg « *curach* »), eun doare bag lien, a reer ganti e kornog Iwerzon.



a gomzas d'an aotrou person diwar-benn se. Sed ar pez a lavaras :

« Na virit ket ouz ar vugale gaez da vont gantañ. Ne c'hellfent ket beza a-gevret gant unan gwelloc'h ».

« Hogen, lavaret eo bet d'in ne gred ket e Doue, o tad ! »

« Meur a sant a zo e-barz an neñv hizio ha n'o deus ket kredet e Doue e-pad o buhez. Hag e lavaran : anez ne gar ket Mazeaz koz Doue, — ar pez na anavezomp ket, na c'houi, na me, — souezus eo ar garantez en deus evit an dra gaera ha glana krouet gant Doue, ene skedus-holl ar vugale. Hor Salver e-unan hag ar sent vrasa en neñv a vage outo an hevelep karantez. Piou 'oar ha n'emañ ket ar vugale o sacha Mazeaz koz betek e-harz daoulin hor Salver? »

Hag e kendalc'h an istor evel-hen :

Ar sul beure-se e chomas an den koz o selaou ken n'en devoe ehanet kloc'h an Oferenn da seni. Pa voe echu, e tennas e alan evel ma rafe eun den glac'haret ha skuiz, hag e troas e zremm war-du ar bagad paotred a oa o c'hoari war eun dachennig c'heotek, — ar « c'hlazenn », evel ma rae Mazeaz koz anezi, — er c'hroazhent. Anavezout a rae Mazeaz koz pep bugel blouc'h, rodellek e vleo ha diarc'hen e dreid, a oa eno. E vrasa dudi a oa beza eno en e azez o sellout hag o selaou outo. O c'honta a rae evit gwelout pere anezo a oa eno ha pere a oa aet d'an Oferenn gant an dud vras, pa verzas en o mesk eur bugel n'en doa gwelet biskoaz a-raok. Eur paotr bihan du gwisket e dilhad gwenn evel ar baotred all. N'en doa na botou, na tog, evel ma vez ar c'hiz gant bugale ar C'hornog. Ken skedus hag an heol e oa dilhad ar paotrig-se,

hag e welas Mazeaz koz evel bannou-sklerijenn o tont eus e benn. An heol o para war e vleo, moarvat.

Sebezet e voe an den koz o welout ar bugel-se, rak n'en doa ket klevet e oa deut eun estrañjour bennak er gêriadenn. Edo war-nes mont davet ar baotredigou evit goulennata unan anezo diwar-benn hennez, pa glevas trouz ha safar an dud o tont eus an Oferenn. Ne daole ket pled ouz an amzer o vont e-biou pa veze tennet e evez gant c'hoariou ar baotredigou. Tud 'zo a saludas anezañ en eur dremen dirazañ, hag heñ a saludas anezo. Pa sellas adarre ouz bagad ar baotred o tremen, ne oa mui ar bugel estren en o mesk.

..............................................

Ar sul war-lerc'h, edo Mazeaz koz en e azez e-kichen toull e zor, evel boaz. Bodet e oa an dud en Iliz evit an Oferenn. Edo ar re yaouank o redek hag o lammat war ar c'hlazenn. O redek hag o lammat a-gevret ganto e oa ar bugel estren. Sellout a reas Mazeaz outañ pell, rak d'ezañ en doa roet karantez e galon abalamour da gened e gorf ha da wennded e zilhad. En diwez e c'halvas davetañ unan eus ar baotredigou.

« Piou eo ar paotr-hont a welan en ho mesk abaoe diou sizun, Kolin ? » emezañ, — « hennez, du e benn, — hogen, gortoz, nemet liou ar c'histin e vefe, rak ne ouzon ket pe zu pe wenn eo, gant an heol o para warnañ evel-se. Daoust ha ne welez ket anezañ, bremañ, — hennez a zo o redek war-du ennomp ? »

« Isagan an hini eo », eme ar paotr bihan.

« Isagan ? »

« Evel-se eo e ra anezañ e-unan ».

« Eus pelec'h e teu ? »



« N'ouzon ket, hogen, lavarout a ra ez eo Roue e Dad ».

« E pelec'h emañ o chom ? »

« Biskoaz n'en deus lavaret d'imp. Lavarout a ra, avat, n'emañ ket pell e di diouzimp ».

« Daoust hag e vez alies ganeoc'h ? »

« Ya, pa vezomp o c'hoari etrezomp-ni evel-se. Hogen, mont a ra kuit pa zeu tud vras amañ. Sellit! Aet eo kuit dija !

Sellout a reas an den koz, hogen ne oa eno nemet ar baotred a anaveze. Aet kuit e oa ar Bugel a oa bet graet anezañ Isagan gant ar paotrig. D'an ampoent e voe klevet trouz ha boud an dud o tont endro eus an Oferenn.

..............................................

Ar sul da heul e c'hoarvezas pep tra evel an daou sul a-raok. An dud en em vodas evel boaz, hag e chomas an den koz gant ar vugale er gêriadenn. Lammat a reas kalon Vazeaz koz en e greiz pa welas ar Bugel Neñvel en o mesk adarre.

Sevel a reas. Mont a reas war-du ennañ hag e chomas war-sav en e gichen. Menel a reas hep fiñval evel-se e-pad eur pennad, ha goude ec'h astennas e zaouarn war-du ennañ, o lavarout a vouez izel :

« O Isagan ! »

Ar Bugel a glevas hag a dostaas buan.

« Deus war-gil da azeza war va barlenn e-pad eur pennadig, o Isagan ! »

Ar Bugel a lakaas e zourn e dourn treut askournek an den koz hag ez ejont a-dreuz d'an hent, kichen-ha-kichen. Azeza a reas Mazeaz koz war e gador ha sacha Isagan war e vrennid.

« E pelec'h emaout o chom, o Isagan ? » emezañ o komz a vouez izel atao.

« Va Zi n'emañ ket pell ac'han. Perak ne zeuez ket d'am gwelout ? »

« Aon am befe da vont e ti eur Roue. Lavaret eo bet d'in e oa Roue da Dad ».

« Roue-Meur ar Bed eo. Hogen, arabat d'it kaout aon razañ. Leun a druez hag a garantez eo ».

« Aon am eus da veza chomet hep seveni e lezenn ».

« Goulenn pardon digantañ. Hen rei a raio d'it dre hanterouriez va Mamm ».

« Eun druez eo n'az kwelis ket a-raok, o Isagan ! E pelec'h edos, pell diouzin ? »

« Amañ e vezan atao. Bez' e vezan o vont gant an hentou hag o kerzout dre ar c'hrec'hiennou hag oc'h arat an tonnou. Bez' e vezan e-kreiz an dud p'en em zastumont e-barz va Zi. Bez' e vezan e-mesk ar vugale o chom war o lerc'h da c'hoari war an hent ».

« Re abaf oun, — pe re lorc'hus, — evit mont e-barz da Di, o Isagan. Hogen, da gavout a ran e-mesk ar vugale ».

« N'eus ket a vare nag a lec'h ma vez bugale o c'hoari o-unan-penn hep na vefen a-gevret ganto. A-wechou e welont ac'hanoun. A-wechou ne reont ket ».

« N'eus ket pell e welis ac'hanout ».

« Dall e vez an dud en o oad ».

« Promet d'in ez kwelis bremañ, o Isagan ! »

« Aotre am eus bet digant va Zad d'en em ziskouez d'it, abalamour ma karez ar vugale vihan ».

Klevet e voe trouz an dud o tont en-dro eus an Oferenn.



« Ret eo d'in mont kuit bremañ ».

« Va lez da bokat da erien da vantell, o Isagan ».

« Gra ».

« Daoust hag ez kwelin adarre ? »

« Ya ».

« Pegoulz ? »

« Fenoz ».

Mont a reas kuit gant ar ger-se.

« E welout a rin fenoz ! » eme an den koz en eur vont e-barz e di.

.............................................

Glao ha gwall amzer a voe en noz-se. Klevout a raed an tonnou bras o tarza gant storlok ouz an aod. Krena ha plega a rae ar gwez tro-war-dro d'an iliz gant nerz an avel (Emañ an iliz war eur grec'hienn a ziskenn betek ar mor). Edo an Tad Yann war-nes serri e levr ha lavarout e bedenn pa glevas eun trouz evel ma vefe eun den o skei ouz an nor. Selaou a reas eur pennadig. Klevout a reas an trouz adarre. Sevel a reas diouz kichen an tan, mont betek an nor ha digeri. Eur paotr bihan a oa en e sav war dreuzou an nor, — eur paotr n'en doa ket soñj ar beleg da veza gwelet a-raok. Gwisket e gwenn, diarc'hen ha diskabell e oa. Ar beleg a welas e oa bannou sklerijenn o lugerni en-dro d'e gorf ha tro-war-dro d'e benn. Al loar o para war e benn kaer du, moarvat.

« Petra 'zo ? » eme an Tad Yann.

« En em wiskit buan, ma c'hellit, va Zad, ha skoit d'ar reter betek ti Mazeaz koz. Emañ o vont da vervel ».

« Azez aze ken na vin prest », emezañ. Hogen, pa zeuas en-dro, e oa aet kuit ar c'hannad bihan.

Ar beleg a gemeras penn e hent, ha ne voe ket

pell, daoust ma kavas avel a-benn ha glao-pil. Goulou a oa e ti Mazeaz koz dirazañ. Digeri a reas an nor, ha mont e-barz.

« Piou eo a zeu d'am gwelout ? » eme ar vouez eus gwele an den koz.

« Ar beleg ».

« Laouen e vin o komz ganeoc'h, va Zad. Azezit aze em c'hichen ».

Gwan e oa ar vouez, ha goustad e teue e gomzou gant an den koz.

Azeza a reas ar beleg, hag e klevas istor Mazeaz koz penn-da-benn. Kement tra guz a oa e kalon an den koz a voe dizoloet da Servijer Doue e-kreiz an noz. Pa voe echu e gofezadur gantañ, e tegemeras korf ar C'hrist hag e voe roet d'ezañ e urziou diweza.

« Piou a lavaras d'eoc'h em boa ezomm ac'hanoc'h, va Zad ? » emezañ gant eur vouez wan, izel, pa voe echu pep tra. « Edon o pedi Doue evit ma teufec'h, hogen n'em boa kannad ebet ganin da gas d'eoc'h ».

« Hogen, kaset hoc'h eus eur c'hannad d'in, evel just ? » eme ar beleg, souezet an tamm anezañ.

« Nann ».

« N'hoc'h eus ket ? Dont a reas eur paotrig bihan, koulskoude, a skoas ouz va dor hag a lavaras d'in ho poa ezomm eus va skoazell ! »

Sevel en e sav-sounn a reas an den koz en e wele. Luc'hedi a rae e zaoulagad.

« Peseurt paotrig e oa, va Zad ? »

« Eur paotrig bihan koant, gwisket e gwenn ».

« Ha merzout a rejoc'h e oa bannou sklerijenn tro-war-dro d'e benn ? »



« Hag e ris, hag e voen souezet-bras gant an dra-se ».

Mazeaz koz a sellas d'an nec'h. Dont a reas eur minc'hoarz war e c'henou, hag e lavaras, en eur astenn e zaouarn :

« Isagan ! »

N'en doa ket peurlavaret ar ger-se ma kouezas adreuskil war ar gwele. Tostaat a reas ar beleg goustad, hag e serras e zaoulagad.

# BARBRA

Barbra ne oa ket re faro, zoken an deiz ma oa en he c'haera. Pep hini a anzavo kement-se. Da genta e oa berrwel. Lavaret ho pije o sellout outi n'he doa nemet eul lagad. Berc'hedig n'hen degemere ket da wir, evel just. Eur wech e lavaras eur plac'hig vihan all, diwar fae war o-diou, ne oa Barbra nemet « eur vornez berrwel evel kaz ar c'hemener ». Berc'hedig, droug enni, a respontas e oa daoulagad Barbra ken mat ha re n'eus forz piou, nemet e oa evel ma vefe eul lagad serret ganti, rak a-walc'h e oa d'ezi kaout unan hepken [daoust ma oa unan berrwel] evit ober he zammig labour. Bezet pe vezet, ne c'hellan ket derc'hel kuz e oa moal ; hag ec'h anzavan n'eo ket brao eur seurt penn moal evit eur plac'h yaouank. A-hend-all, mut e oa ; pe reisoc'h e vefe d'in lavarout ne gomze morse ouz den ebet nemet ouz Berc'hedig e ve. Ma oa gwir ar pez a lavare houmañ e teue ganti gouezeleg c'houek, hag he doa he soñj diwar-benn kaerded ar bed. Ne c'helle ket kerzout mat kennebeut peogwir n'he doa nemet eur c'har ha zoken e oa torret ar c'har-se. Diouhar he doa bet eun amzer a voe, hogen debret e voe unan anezo gant ar c'hi ha torret e oa bet eben pa oa kouezet a-ziwar lein ar ganastell.

Hogen piou eo Barbra, emezoc'h, ha piou eo Berc'hedig ? Berc'hedig eo ar plac'hig vihan pe, evel

ma lavarfe hec'h-unan, ar paotrig bihan-plac'h (1), a zo o chom en ti tosta da di ar skolaer, — war an tu kleiz moarvat, pa 'z it gant an hent etrezek ar reter. Da gredi eo ez anavezit anezi bremañ ? Ma ne rit ket, ne c'hellan ket lavarout muioc'h d'eoc'h. Biskoaz n'em eus klevet penaos e veze graet anezi ha hi hec'h-unan a lavaras d'in n'en doa he zad ano ebet nemet « Tata ». Evit Barbra, — ya, kerkoulz eo d'in danevelli d'eoc'h troiou hag oberou Barbra eus eur penn d'egile.

## AMAÑ E TERAOU ISTOR BARBRA

Eun deiz e savas mamm Verc'hedig hag e kasas o lein da Verc'hedig ha d'he zad, d'ar c'hi, d'ar c'hazig, d'al leueou, d'ar yer, d'ar gwazi, d'an houidi ha d'ar voc'hruzig a zeu bep beure betek toull an nor da vare lein. Pa voe graet kement-se ganti e tebras he lein d'ezi hec'h-unan. Neuze e stagas d'en em aoza evit mont en hent.

Edo Berc'hedig en hec'h azez war he skabellig hep ranna ger. Sellout a rae ouz he mamm. A-benn ar fin e lavaras :

« Daoust hag emañ Mammig o vont diouz Berc'hedig ? »

« Nann, teñzorig. Mammig a zeuio en-dro fenoz. Emañ-hi o vont da C'halliv ».

« Daoust ha Berc'hedig a yelo ivez ? »

« Nann, lellig. Re hir eo an hent ha skuiz e vefe va merc'hig. Chom a ray er gêr da c'hoari, evel eur plac'hig fur. Daoust hag e chomi ? »

« Hag e rin ».

(1) *An gasùirin beag mnà.*



« Ne di ket er-maez war an hent ? »

« Ne din ket ».

« Dont a raio Tata da glask e verenn hag ho pezo ho pred a-gevret. Ro eur pok da vammig bremañ ».

Rei a reas ar pok hag ez eas kuit ar vamm. Lammat a reas Berc'hedig en he sav.

« Mammig lo ! »

« Petra 'zo, va lellig ? »

« Daoust hag e tegasi eur profig da Verc'hedig? »

« Ya 'vat, lellig. Eur profig kaer ! »

Mont a reas ar vamm kuit hag e chomas Berc'hedig er gêr, ez-laouen. Azeza a reas war he skaoñig. Edo ar c'hi o roc'hellat rodellet dirak an tan. E zihuna a reas Berc'hedig hag e hiboudas e toull e skouarn —

« Degas a raio Mammig eur profig da Verc'hedig ! »

« Waou ! » eme ar c'hi hag ez en em roas da gousket adarre. Berc'hedig a ouie, avat, e talveze « Waou ! » kement ha « Sed aze eur c'helou mat ! »

Edo ar c'hazig en e goazez war an oaled. Berc'hedig a gemeras anezañ en he daouarn, rimia a reas e benn ouz he boc'h hag e hiboudas e toull e skouarn —

« Degas a raio Mammig eur profig da Verc'hedig ! »

« Mi-aou ! » eme ar c'hazig. Berc'hedig a ouie, avat, e talveze « mi-aou » kement ha « Sed aze eur c'helou mat ! »

Lezel a reas ar c'hazig hag ez eas dre an ti en eur gana d'ezi hec'h-unan. Sevel a reas ar ganaouennig vihan-mañ : —

« Ki bihan lo ha ki bihan lo !
Kousk eur pennadig ken na deuio va Mammig !
Kazig lo ha kazig lo !
Rouzmouz ha rouzmouz ken na deuio d'ar gêr !
Ki bihan lo ha kaz bihan lo !
Er foar o ! emañ va mammig,
Hogen dont a raio en-dro pa vo nozig anezi ô !
Hag e tegaso eur profig ganti d'ar gêr ! »

Klask a reas deski ar ganaouenn-se d'ar c'hi, hogen gwelloc'h e plije d'ezañ kousket eget klevout sonerez. Klask a reas he deski d'ar c'hazig, hogen flouroc'h e oa d'ar c'hazig e rouzmouz d'ezañ e-unan. Pa zeuas he zad en ti da greisteiz, ne voe ket a beoc'h da gaout diganti ken n'he dije kanet ar ganaouenn d'ezañ ha rediet anezañ d'he deski dre eñvor.

Dont a reas ar vamm en-dro a-raok an abardaez. Sed amañ ar c'homzou kenta a lavaras Berc'hedig —

« Ha degaset ec'h eus eur profig ganit, Mammig ? »

« Ya, va merc'hig ».

« Petra ac'h eus degaset ganit ? »

« Klask ! » Edo ar vammm en he sav e-kreiz an ti. Lakaet he doa he sac'h war al leur-di hag he dourn a-dreñv he c'hein.

« *Sweets* ? » (2)

« Nann ! »

« Eur wastell ? »

« Nann, avat ! Bez' ez eus eur wastell em sac'h, hogen n'eo ket hounnez ar profig ».

« Eur re loerou ! » Biskoaz n'he doa douget Ber-

(2) Madigou.



c'hedig botou na loerou ha pell 'zo he doa c'hoant anezo.

« N'eo ket, avat ! Re yaouank ez out c'hoaz evit kaout loerou ».

« Eul levr pedennou ! » N'em eus ket ezomm da lavarout ne ouie ket Berc'hedig lenn [o veza na oa ket bet eun devez er skol en he buhez], nemet e kave d'ezi e ouie. « Eul levr pedennou ! » emezi.

« N'eo ket, tamm ebet ! »

« Petra eo neuze ? »

« Sell ! »

Astenn a reas ar vamm he daouarn ha petra a ziskouezas nemet eur verc'hodennig vihan koad, moal ha berrwel ; he dioujod, avat, a oa ken ruz hag an tan hag e oa eur mousc'hoarz war he genou. Piou bennak en deus eun tamm karantez ouz ar merc'hodennou en dije karet hounnez. Daoulagad Berc'hedig a lugernas gant al levenez.

« Ora, nag hi 'zo koant ! Gwir, Mammig va c'halon, e pelec'h ec'h eus kavet anezi ? Ora o ! Bez' em bo eur bugel d'in va-unan bremañ — eur bugel d'in-me hepken ! Berc'hedig he devo eur bugel ! »

Kemer a reas ar verc'hodennig hag e waskas anezi war he c'halon. Pokat a reas d'he fenn bihan moal ha d'he fri bihan tougn. Neuze e soñjas he doa ankounac'haet eun dra, hag e savas he fenn en eur lavarout d'he mamm —

« poc'h ! » [evel-se e lavare Berc'hedig « pok »].

Stoui a reas ar vamm hag e pokas ar plac'hig vihan d'ezi. Neuze e voe ret d'ezi pokat d'ar verc'hodennig. He zad, a zeuas en ti d'an ampoent, a voe ret d'ezañ ober an hevelep tra.

Ne voe strafuilhet gant netra e-pad an abardaez-se,

nemet gant an ano da rei d'ar verc'hodenn. He mamm a veule « Mali » hag he zad a gave d'ezañ e oa dereatoc'h « Pegi ». Hogen hini anezo ne zeree mat a-walc'h, war veno Berc'hedig.

« Perak ec'h eus anvet ac'hanoun Berc'hedig, Tata ? » emezi goude koan.

« Ar maouezed koz a lavaras e tennes d'az eontr Padrig, hogen evel ne c'hellemp ket da envel Padrig, Berc'hed eo a voe dibabet da ano d'it, peogwir e kavas d'imp e oa an ano tosta ».

« Ha kavout a ra d'it e tenn houmañ [ar verc'hodenn] d'am eontr Padrig, Tata ? »

« O, ne denn ket tamm ebet. Da Eontr Padrig a zo gwenn — ha kredi a ran en deus eur baro bremañ ».

« Da biou e tenn, neuze ? »

« Ma, diaes e vefe lavarout, merc'hig ! — diaes e vefe, 'vat ! »

Berc'hedig a reas soñjou e-pad eur pennad. Edo he zad o lemel he dilhad diouti dirak an tan e-keit se, rak erru e oa eviti ar mare da vont da gousket. Pa voe diwisket ez eas war he daoulin, e juntas he daouarnig hag e stagas ganti evel-hen :

« O Jezuz-Krist, binnigit ha salvit ac'hanomp ! O Jezuz-Krist, binnigit Tata ha Mammig ha Berc'hedig hag hon diwallit diouz an droug ha diouz ar gwalleur, mar plij d'Eoc'h. O Doue, binnigit va Eontr Padrig a zo en Amerika ha va Moereb Barbra — » Ehana a reas a-daol-trumm hag e c'hoarzas drant.

« Emaoun ganti ! Emaoun ganti, Tata ! » emezi.

« Petra c'hoarvez ganit, hini garet ? Gortoz ken na vo echu da bedennou ganit ».



« Va Moereb Barbra ! Tenna a ra d'am Moereb Barbra ! »

« Piou a denn d'az Moereb Barbra ? »

« Ar verc'hodennig ! Sed an ano a roin-me d'ezi ! Barbra ! »

Dirolla a reas an tad da c'hoarzin a galon vat hep soñjal ne oa ket echuet ganti he fedennou. Berc'hedig ne c'hoarzas tamm, hag e kendalc'has evel-hen :

« O ! va Doue ! Binnigit va Eontr Padrig, a zo en Amerika ha va Moereb Barbra ha » [setu eun hagig (3) a lakaas war-lerc'h hi hec'h-unan] « ha binnigit va Barbra vihan ivez hag he diwallit diouz ar pec'hed marvel ! Evel-se bezet graet, Aotrou ! »

Dirolla a reas an tad da c'hoarzin adarre. Berc'hedig a sellas outañ, souezet.

« Kae kuit bremañ ha d'az kwele buan ! » emezañ kerkent ha ma c'hellas komz gant e c'hoarz.

« Ha na ankounac'ha ket Barbra ! »

« O n'eus ket da gaout aon ! » Ha hi kuit er gambr hag da lammat e-barz ar gwele. A-dra-sur ne ankounac'haas ket Barbra.

Adalek an noz-se ne vije ket aet Berc'hedig da gousket evit aour pe arc'hant hep na vije Barbra er gwele ganti. Ne vije ket azezet evit debri boued hep na vije Barbra en hec'h azez en he c'hichen. Ne vije ket aet er-maez da c'hoari hec'h-unan hep na vije Barbra a-gevret ganti. Eur sul m'he c'hasas he mamm d'an oferenn ganti, ne voe ket laouen Berc'hedig ken na gasas Barbra ivez. Ne deue amezegez ebet e-barz an ti d'o gweladenni hep na vije lakaet

(3) *Aguisin.*

Barbra da ober anaoudegez ganti. Eun devez ma teuas ar beleg en ti d'o gwelout, e c'houlennas Berc'hedig digantañ rei e vennoz da Varbra. Binniga a reas Berc'hedig hec'h-unan. Soñjal a reas e oa ar verc'hodenn en doa binniget, hag e voe e barr al laouenidigez.

Sevel a reas Berc'hedig eur sal-degemer vihan koant evit Barbra war lein ar ganastell. Klevet he doa e oa eur sal-degemer gant he Moereb Barbra [e « Ouac'htar-Ard » edo houmañ o chom] hag e soñjas e ranke he Barbra d'ezi kaout eur sal-degemer ken brao ha hini n'eus forz piou. Koueza a reas va faour kaez Barbra a-ziwar ar ganastell- eun deiz, evel m'em eus lavaret dija, hag e torras he zroad. Nouspet gwall-reuz a c'hoarvezas ganti ouspenn hennez ! Eun deiz all e krogas ar c'hi enni hag edo o terri an troad all pa zeuas mamm Verc'hedig war he sikour. Chom a reas an troad yac'h gant ar c'hi. Eur wech all e kouezas e-barz ar stêr, hag e voe darbet d'ezi beza beuzet. Tad Berc'hedig eo a zeuas d'he skoazell an dro-mañ. Darbet e voe da Verc'hedig hec'h-unan beza beuzet en eur glask he savetei eus ribl ar stêr.

Ma ne oa ket Barbra re gaer an deiz ma erruas, anat eo ne oa ket aet he neuz war wellaat a-benn bloaz. Hogen kenkoulz e oa da Verc'hedig ha kaer e vije pe get. Karout a reas anezi a-greiz kalon diwar ar poent kenta ma paras he daoulagad warni, ha war greski e oa aet ar garantez-se a zeiz da zeiz. Na laouen e oant o-diou p'o leze ar vamm e-barz an ti, d'ezo da ziwall anezañ, e keit ha ma 'z ae da welout tud eun ti e-kichen ! Skubet e oa al leur ha skaotet



al listri ganto pa zeue en-dro. Pegen souezet e oa ar vamm, neuze !

« Daoust ha Berc'hedig eo he deus naetaet al leurdi evit Mammig ? » a c'houlenne.

« Berc'hedig ha Barbra », a lavare ar plac'hig vihan.

« Ma ! n'ouzon tamm ebet petra a rafen-me ma n'em befe ket ac'hanoc'h ho-tiou ! » a lavare ar vamm. Pegen lorc'hus ha drant e oa Berc'hedig neuze !

Ha deveziou hir an hañv a dremenent e tor ar grec'hienn e-mesk ar raden hag ar bleuñv ! Berc'hedig o tastum bleuniou-hañv ha brulu ha paoiou-bran, ha Barbra o konta anezo eviti [evel ma lavare-hi] ; Berc'hedig o komz dalc'hmat hag o tanevella istoriou — istoriou a-seurt ganto ne voent klevet morse a-raok pe abaoe gant den na dra-veo ebet [ha nebeutoc'h c'hoaz gant eur verc'hodenn] — ha Barbra o selaou outi ; — anat e oa edo o selaou gant evez rak ne deue ger eus he genou.

Va meno eo ne oa plac'hig vihan ebet e Bro-Gonnac'ht, hag e lavarfen zoken en Europa, a oa laouenoc'h hag eürusoc'h eget Berc'hedig en deiziouhont ; diskleria a ran ivez ne oa merc'hodennig ebet en he gourvez e lagad an heol a oa laouenoc'h hag eürusoc'h eget Barbra.

Evel-se e voe, ken na zeuas Niav He Fenn Aour.

## II

Eus Bla-Klia e oa Niav He Fenn Aour. Eun itron a oa deuet d'ar Park-Meur evit deski ar gouezeleg ha prometet he doa, a-raok mont kuit, e kasfe eur

braoig bennak da Verc'hedig. Hag, evel just, e kasas. Eun deiz, e tro eur sizun goude ma oa aet kuit, e teuas Bartli ar Post en ti hag e lakaas eur voest vras war al leur e-kreiz ar gegin.

« Evidout-te, plac'h yaouank », emezañ da Verc'hedig.

« O ! Petra 'zo aze, Bartli ? »

« Piou 'oar ? Eur gornandonez, marteze ».

« O vo ! E pelec'h ec'h eus bet kement-se ? »

« Digant eun denig bihan gwer en doa eur baro hir glas, eur gasketenn ruz war e benn hag heñ o vont a-c'haoliad war eur marc'h ».

« Ora, va Doue ! Ha petra en deus lavaret d'it, Bartli ? »

« N'en deus lavaret tra nemet : *Ro an dra-se da Verc'hedig gant va bennoz,* hag heñ kuit, buan, en eur serr-lagad ».

Ne gredan kêt e oa gwir en holl kelou Bartli, hogen Berc'hedig a gredas pep ger anezañ. Gervel a reas he mamm a oa e-barz ar gambr o tistalia an daol goude lein.

« Mammig, Mammig, eur voest vras evit Berc'hedig ! Eun denig bihan gwer en doa eur baro hir ha glas he roas da Vartli ar Post ! »

Dont a reas ar vamm er-maez hag ez eas Bartli kuit.

« Mammig, Mammig, digor ar voest buan ! Bartli a gav d'ezañ ez eo marteze eur gornandonez a zo enni ! Hast afo, Mammig, pe e c'hellfe beza mouget e-barz ».

Trouc'ha a reas ar vamm ar fiselenn. Lemel a reas ar paper diouz ar voest. Kemer a reas ar golo. Petra a oa aze, astennet koant ha tomm er voest evel eur



bugel en e gavell, nemet ar verc'hodenn vrava ha plijusa a voe gwelet biskoaz gant den ! Bleo melen aour a oa war he fenn, hag int o koueza rodellek endro d'he gouzoug ha war he diouskoaz. Bez' oa splannder ar roz war he divoc'h. He genou bihan a oa evel frouez an hiliberenn hag e oa heñvel he dent ouz perlez. Serret e oa he daoulagad. Bez 'oa dilhad seiz kaer o c'holei he c'horf, hag eur vantell ruz warno. Bez' oa eun dro-c'houzoug mein-prizius en he c'herc'henn, hag ouspenn an holl varzennou-se ez oa eur gurunenn roueel war he fenn.

« Eur Rouanez ! » eme Verc'hedig a vouez izel, rak evel aon a oa kroget enni rak ar gornandonez klodus-se. « Eur rouanez eus Douar ar re yaouank ! Sell, Mammig, emañ-hi o kousket. Ha kredi a rez e tihuno ? »

« Kemer anezi 'n ez taouarn ! » eme ar vamm.

Astenn a reas ar plac'hig vihan he daouarn ezabaf ; o lakaat a reas war ar verc'hodenn souezus, hag en diwez he lamas diouz ar voest. N'he doa ket kroget mat enni ma tigoras ar verc'hodenn he daoulagad ha ma lavaras gant eur vouez dudius ha flour :

« Mammig ! »

« Doue d'hor binnigo », eme ar vamm en eur ober sin ar groaz, « komz a ra ! »

Bez' oa luc'hed divoaz e daoulagad Berc'hedig, ha flammou divoaz war he dioujod. Hogen ne gav ket d'in e oa an hanter ken spontet hag he mamm. Ar vugale a vez atao engortoz a vurzudou ha pa c'hoarvez eun dra vurzudus bennak ne laka ket kement a aon enno ha ma laka en dud vras.

« Perak ne gomzfe ket ? » eme Verc'hedig. « Daoust

ha ne gomz ket Barbra ? Hogen flouroc'h en holl eo he mouez eget mouez Barbra ».

Paour kaezik Barbra ! E pelec'h edos e-keit-se ? Ez kourvez war al leur-di, el lec'h ma oas kouezet eus daouarn Berc'hedig pa oa deuet Bartli en ti. Ne ouzon ket ha klevet ez poa da geneilez o lavarout ar c'homzou-se. Ma rejout, sur eo e voes treantet betek e doun da galon ganto.

Kenderc'hel a reas Berc'hedig da gomz. Lavarout a reas en hec'h estlamm, he daoulagad o flammina en he fenn : —

« Eur rouanez ez eo, eur rouanez kornandonezed ! Sell ouz he dilhad kaer ! Sell ouz he mantell ! Sell ouz he c'hurunenn vrao ! Heñvel eo ouz ar rouanez ma komze Stefan ar Marvailhou anezi an noz all, — ar rouanez a zeuas a-us d'ar mor eus Douar ar Re yaouank en eur varc'hekaat eur marc'h gwenn. Peseurt ano he doa ar rouanez-se, Mammig ? »

« Niav He Fenn Aour ».

« Setu Niav He Fenn Aour ! » eme ar plac'hig vihan. « He diskouez a rin da Stefan ar wech kenta ma teuio ! Ha laouen e vo ouz he gwelout, Mammig ? Kounnar a oa ennañ an nozvez all pa lavaras va zad n'oa ket a gornandonezed. Gouzout a raen ervat ne oa va Zad nemet oc'h ober goap ».

Ne fell ket d'in lavarout e oa Niav He Fenn Aour eur gornandonez anezi, evel ma soñje Berc'hedig. Kavout a ra d'in, avat, e oa eur seurt boemerez o tont diouti ; hag asur ez oun e voe Berc'hedig boemet ganti a-ziwar ar poent ma teuas e-barz an ti. Ma ne vije ket bet, ne vije ket chomet Barbra en he gourvez hec'h-unan war al leur-di a-hed an abardaezse hep ma vije lavaret ger d'ezi, pe zoken hep der-



c'hel koun anezi betek ma voe erru poent da vont da gousket ; ne vije ket aet da gousket hep kas Barbra ganti e-barz ar gwele evel ma veze boas. Diaes eo da gredi, hogen ar rouanez yaouank eo a gouskas a-gevret gant Berc'hedig an nozvez-se e-lec'h ar c'hile bihan karet a gouske ganti bemnoz abaoe bloaz.

Chom a reas Barbra en he gourvez war al leur ken na voe kavet gant mamm Verc'hedig ha ken na voe lakaet war lein ar ganastell el lec'h ma oa he saldegemer vihan. Tremen a reas Barbra an nozvez-se war lein ar ganastell. N'eo ket bet lavaret d'in morse he doa klevet Berc'hedig pe he mamm pe he zad Barbra o ouela er gegin e-kreiz an noz. Evit lavarout ar wirionez, ne gav ket d'in e skuilhas daerou. Sur eo, avat, e voe trist-kenañ, ha hi en he gourvez hec'h-unan war an uhel aze, hep brec'h he mignonez en-dro d'ezi, hep gwrez korf he c'heneilez ouz he zomma, hep den ebet en he c'hichen, hep trouz ebet da glevout nemet hepken an trouzouigou ken melkonius a vez klevet e-barz eun ti p'emañ an noz en he dua.

## III

Barbra a dremenas darn vrasa an tri miz warlerc'h en he c'hoazez pe en he gourvez war lein ar ganastell. Dibaot e komze Berc'hedig outi ; ha pa gomze ne lavare nemet, « Bez eur plac'h fur, Barbra. Gwelout a rez ez eus mall warnoun. Teurel evez a rankan ober ouz Niav He Fenn Aour. Eur rouanez ez eo, gouzout a rez, ha ret eo d'in teurel evez mat outi ». Edo Berc'hedig o kreski en oad [kredi a ran e oa pemp bloaz tremen pe marteze pemp bloaz hanter],

hag edo o tilezel darn eus ar boaziou he doa e derou he yaouankiz. N'eo ket « Berc'hedig » an ano a roe d'ezi hec'h-unan bremañ, rak anavezout a rae an dalvoudegez a zo gant ar gerig « *mé* » ha gant an dibenn-ger « *-im* » pa vez lakaet goude « *tà* » ha « *nil* » (1). Anavezout a rae ivez ez eo brasoc'h ar stad hag an enor a zo dleet d'eur rouanez eget d'eur c'hrouadurig bihan paour evel Barbra.

'M eus aon ne gomprenas Barbra tamm ebet kement-se. Ne oa nemet eur verc'hodennig koad anezi, hag, evel just, e oa diaes eviti kompren eur seurt kalon vugel. Anat e oa d'ezi e oa lezet a-gostez. Niav He Fenn Aour eo a gouske a-gevret gant Berc'hedig bremañ ; Niav He Fenn Aour eo a azeze en he c'hichen da vare ar predou ; Niav He Fenn Aour eo a yae war ar grec'hienn ganti, en em astenne ganti e-mesk ar raden, hag a yae ganti da zastum paiouribran ha brulu. Niav He Fenn Aour eo a waske-hi war he c'halon. Niav He Fenn Aour eo a boke-hi d'ezi. Gwelout eun den all el lec'h ma vezes boas da veza, gwelout eun den all o kerzout e-kichen an hini a vezes boas da gerzout en e gichen, gwelout eun den all o pokat d'ar genou a vezes boas da bokat d'ezañ, — setu ar boan vrasa a c'heller gouzañv er bed-mañ ; ha setu ar boan a oa e-kreiz Barbra bremañ, ouz he strafuilha eus ar beure betek an noz hag ouz he zrubuilha eus an noz d'ar beure.

(1) « *mé* » a daly kement ha « me », « *-im* » kement hag « -oun », « *tà* » ha « *nil* » kement ha « emañ », « eo », ha « n'emañ ket », « n'eo ket », « *tàim* » = emaoun, ez oun — En iwerzoneg n'eus ger ebet evit lavarout ya ha nann — Eillavaret e vez ar verb implijet er goulenn hag alies e reer gant « *tà* », « *tàim* »... h.a., « *nil* », « *nilim* »... h.a.



Lavaret e vo d'in moarvat ne c'helle ket ar soñjouse, na soñj ebet all, beza e kalon Barbra, rak ne oa anezi nemet eur c'hoariell goad hep merzidigez, hep meiz, hep poell, hep nerz. Setu va respont da neb a gomzfe evel se : PIOU' OAR ? Piou' oar ha ne deus ket a verzidigez hag a veiz zoken, a boell hag a nerz zoken, gant ar merc'hodenned hag ar c'hoariellou koad, gant ar gwez hag ar c'hrec'hiennou, gant ar stêriou hag al lammdouriou, gant bleunioùigou ar parkou ha meinigou an traezennou ? — ya, ha gant ar c'hantadou a draou all a welomp en-dro d'imp ? Ne lavarin ket o deus ; hogen ne gredfen ket ha ne gredfe ket hini all ebet lavarout n'o deus ket. Ar vugale a gav d'ezo o deus ; ha va meno eo ez eo poellekoc'h ar vugale a-zivout seurt traou egedoc'h pe egedoun.

Eun deiz ma oa Barbra en he c'hoazez hec'h-unan, trist an tamm anezi, en he sal-degemer, edo Berc'hedig ha Niav He Fenn Aour o fistilha e-kichen an tan ; pe gentoc'h edo Berc'hedig o fistilha outi hec'hunan, ha Niav o selaou outi ; rak den ne glevas biskoaz ger ebet e genou ar rouanez nemet « Mammig » hepken. Edo mamm Verc'hedig er-maez o kanna. Edo an tad o hada avalou-douar el liorz. Ne chome e-barz an ti nemet Berc'hedig hag an diou verc'hodenn.

Da gredi eo e oa skuiz ar plac'hig vihan, rak tremenet he doa ar beurevez o kanna [kanna a rae liñsel ha golo ar rouanez bep sizun]. Nebeut goude ez en em roas da gousket. Nebeut goude-se e kouezas he fenn war he brennid hag e voe o kousket pounner. Ne gomprenan ket mat petra a c'hoarvezas goude-se, nemet gwirheñvel eo e stouas Berc'hedig ken

na gouezas ha ken na voe astennet war an oaled tostik-tost d'an tan. Ne zihunas ket, rak o kousket pounner edo. Da gredi eo edo Niav He Fenn Aour o kousket ivez, hogen n'eus forz evit peseurt abeg ne fiñvas ket. Ne oa den e-barz an ti gant ar bugel bihan karantezus evit enebi ouz ar maro a oa o vont daveteañ. Den ebet ne ouie edo en arvar nemet hepken an Aotrou Doue ha — Barbra.

Edo ar vamm o labourat er-maez hep soñjal m'edo ar maro ken tost da vugel he c'halon. Edo o kana d'ezi hec'h-unan hag o kana brao pa glevas eun trouz — trouz eun dra bennak o koueza war al leurdi.

« Petra eo se ? » emezi d'ezi hec'h-unan. « Eun dra bennak o koueza eus ar voger, moarvat. Daoust hag e vefe Berc'hedig ? »

Ha hi e-barz, mall warni. Darbet e voe d'ezi koueza semplet gant ar spont. Edo he bugel karet astennet war an oaled, he chupenn vihan o flammina en tan !

Lammat a reas ar vamm daveti a-dreuz ar gegin, he c'hemer a reas etre he divrec'h hag e lamas he chupenn diganti. E gwirionez he doa saveteet anezi. Ma vije chomet eun hanter-vunutennig all e vije bet re ziwezat.

Berc'hedig a zihunas neuze, he daouarn ganti en-dro da c'houzoug he mamm. Krena a rae gant nerz he spont hag evel just e ouele, daoust na gomprene ket re vat c'hoaz ar pez a oa c'hoarvezet. He mamm a oa « ouz he mouga gant pokou hag ouz he beuzi gant daerou ».

« Petra a c'hoarvezas d'in, Mammig ? Edon o huñvreal. Tomm e oa d'in hag e soñjis edon o vont



d'an nec'h, d'an nec'h en oabl, hag e oa an heol ouz va leski. Petra a c'hoarvezas d'in ? »

« Dre youl Doue eo ne voe ket losket lellig he mamm, — n'eo ket gant an heol hogen gant an tan. O, Berc'hedig, bugelig karet he mamm, petra' ra-fen-me ma varfes-te ? Petra a rafe da dad ? An Aotrou Doue eo a lavaras d'in dont e-barz d'an ampoent ! Ne ouzon ket peseurt trouz am eus klevet ? Panevetañ ne vefen ket deut ebarz, sur ».

Sellout a reas tro-war-dro d'ezi. Edo pep tra en e lec'h war an daol, ha war ar mogeriou, ha war ar ganastell, — hogen gortozit ! merzout a reas eun dra war al leur dirak ar ganastell. Petra a oa eno ? Eur c'horf bihan dibenn — korf eur verc'hodenn.

« Barbra a zo kouezet eus ar ganastell adarre », eme ar vamm. « Doue ! hi eo a saveteas ac'hanout, Berc'hedig ».

« N'eo ket kouezet, tamm ebet ! » eme ar plac'hig vihan, « hogen, gwelet he deus moarvat edon en arvar hag he deus lammet eus lein ar ganastell evit va savetei. Paour kaez Barbra, roet ac'h eus da vuhez evidoun ! »

Mont a reas war he daoulin, kemer a reas korf bihan ar verc'hodenn hag e pokas d'ezañ, koantik ha karantezus.

« Mammig », emezi ez-trist, « 'm eus aon am eus ankounac'haet ar paour kaez Barbra abaoe ma oa deut Niav He Fenn Aour hag am eus taolet muioc'h a evez ouz Niav He Fenn Aour eget outi ; ha sell, hi eo a oa ar gareta d'in koulskoude ! Maro eo brehi mañ abalamour d'in, ha ne c'hellin ket komz outi biken, na lavarout d'ezi e karen anezi kant mil gwech gwelloc'h — ya, kant mil gwech — eget Niav ».

« N'eo ket maro, tamm ebet », eme ar vamm, « semplet nemetken. Lakaat a raio da dad he fenn warni adarre pa zeuio en ti ».

« Ma kouezfen-me eus lein ar ganastell, Mammig, ha ma kollfen va fenn, daoust hag e c'hellfe e lakaat warnoun adarre ? »

« Ne c'hellfe ket. Hogen n'out ket keñvel ouz Barbra ».

« Eo. Maro eo. Daoust ha ne welez ket ne fiñv ket ha ne gomz ket ? »

Ret e voe d'ar vamm anzav an dra-se.

Tra ebet ne lakaas Berc'hedig da gredi ne oa ket maro Barbra ha n'he doa ket roet he buhez evit he savetei. Ne lavarfen ket edo ar wirionez ganti, hogen ne lavarfen ket n'edo ket. Ne c'hellan lavarout nemet ar pez am eus lavaret dija : Piou 'oar ? Piou 'oar ?

Douaret e voe Barbra d'an abardaez, e tor ar grec'hienn, el lec'h ma tremenjont hi ha Berc'hedig deveziou hir an hañv e-mesk ar raden hag ar bleuñv. Bez' ez eus brulu o kreski e penn ar bez, ha bleuniou-hañv ha paoiou-bran en-dro d'ezañ.

A-raok mont da gousket an noz-se, Berc'hedig a c'halvas he mamm.

« Ha kavout a ra d'it, Mammig », emezi, « e welin Barbra en neñv ? »

« Ma fell d'an Aotrou Doue e weli anezi », eme ar vamm.

« Ha kavout a ra d'it e welin anezi, Tata ? » emezi ouz he zad.

« Gouzout a ran ervat e weli anezi », eme an tad.

Troiou ha gwall blanedenn Varbra betek amañ.





# Yannig an evned

## I

Setu an diviz a voe etre Yannig an evned hag e vamm eun abardaez nevez-amzer a-raok ma 'z eas an heol da guz. Klevet e voe gant an drask hag ar meleneg ha, war a soñjan, int-i eo e zanevellas d'am c'heneiled, ar gwennilied. Ar re-mañ eo a gontas d'in an istor.

« Deus en ti, lellig. Emañ ar yenijenn o sevel ».

« Ne c'hellan ket a-raok eun tachadig-amzer, mammig. Emaoun o c'hortoz ar gwennilied ».

« Petra, mabig ? »

« Ar gwennilied. Me 'gav d'in e vint erru fenoz ».

Edo Yannig war lein ar roc'h vras a zo e-kichen tal an ti, staliet-mat war ar gribenn, e benn kaer ouz troad an onnenn m'en em zalc'he outi. Sounn e benn gantañ, e selle gant evez ouz tu ar c'hreisteiz. E vamm a sellas outañ. Gwelout a reas e oa e vleo liou an aour melen el lec'h ma skede an heol war e benn.

« Hag eus pelec'h emaint o tont, bugel ? »

« Eus ar C'hreisteiz, — al lec'h ma vez atao an hañv ennañ. O gortoz a ran abaoe eur sizun ».

« Penaos, avat, e ouzout e teuint fenoz ? »

« N'ouzon ket, kredi a ran hepken. Ar c'houlz eo d'ezo beza amañ eun deiz bennak. Koun am eus ez eus hizio dres bloaz ma tegouezjont warlene. Edon o tont eus ar puñs pa glevis o geizadeg — eur c'hei-

zadeg flour ha laouen evel ma vijent bet o lavarout : « Emaomp ganit adarre, o Yannig ! Kelou hon eus evidout eus ar C'hreisteiz ! » ha neuze unan anezo a nijas e-biou d'in, — santout a ris hec'h askell war va boc'h ».

N'em eus ket ezomm da lavarout e voe souezet-bras ar vamm gant ar c'homzou-se. Biskoaz n'en doa lavaret Yannig kemend-all d'ezi a-raok. Gouzout a rae e kave dudi el laboused hag e tremene eurveziou niverus e-barz ar c'hoad pe war an aod « o komz ganto » evel ma lavare. Hogen ne gomprene ket perak e c'hoantae kement gwelout ar gwennilied adarre. Gouzout a rae, diouz e zremm, ken mat ha m'en dije hen lavaret, e soñje dalc'hmat en eun dra bennak hen lakae da veza nec'het. — Hag e teuas ar vaouez da veza enkrezet en he c'halon, hi ivez, ar pez n'eo ket souezus — « E gwir, iskis eo komzou ar bugel », emezi d'ezi hec'h-unan. Ne rannas ger a vouez uhel, evelato. Chom a reas, avat, o selaou ouz pep ger a zeue eus e c'henou.

« Trist meurbet ez oun abaoe ma 'z ejont kuit en diskar-amzer », eme ar paotr bihan adarre, evel eun den a vefe o komz outañ e-unan. « Kement a draou o deus da lavarout d'in. N'int ket heñvel ouz an drask hag ar meleneg a dremen an darn vrasa eus o buhez e-kichen ar c'harz el liorz. Istoriou souezus o deus da zanevella a-zivout ar broiou ma ren atao an hañv enno, hag a-zivout ar moriou gouez m'en em goll enno al listri, hag a-zivout ar c'hêriou gwenn-pri ma chom ar roueed enno. Hir-kenañ eo an hent a gas eus ar c'hreisteiz d'ar vro-mañ : gwelout a reont pep tra o tont d'ezo ha ne reont fazi ebet. Pell 'zo em eus hiraez d'ezo ».



« Deus en ti, va faotrig karet (1), ha kae da gousket. Klañv e vi gant ar riou ma chomez er-maez pelloc'h ».

« Mont a rin a-benn eur pennadig, mammig. Ne garfen ket e teufent hep ma vefen amañ evit o degemerout. Souezet e vefent ».

Gwelout a reas ar vamm na deufe ket a galon vat. Mont a reas e-barz, trist. Naetaat a reas an daol hag ar c'heder. Skaota a reas al listri-taol hag ar pladou. Kemer a reas ar skubellenn hag e skubas al leur-di. Pura a reas ar gaoter hag ar podou. Aoza a reas ar gleuzeur hag he lakaas a-istribilh ouz ar voger. Lakaat a reas muioc'h a daouarc'h e-barz an tan. Ober a reas kant tra all n'he doa ket ezomm da ober. Neuze ez azezas dirak an tan da brederia.

Biniaouerien ar glaou beo (2) a zeuas er-maez hag e krogjont gant o zon kalonek. Chom a reas ar vamm e-kichen an tan o soñjal. Chom a reas ar paotr bihan war e sez avelet o c'hortoz. Ar saoud a zeuas en-dro eus ar peurvanou. Ar yar a c'halvas he foñsined daveti. Ar voualc'h, al laouenan ha tudigou all ar c'hoad a yeas da gousket. Tevel a reas safronerez ar c'helien ha begeliadeg an ein. Diskenn a reas an heol goustad ken na voe e-kichen « traoñ an oabl », ken na voe dres war « draoñ an oabl » (3), ken na voe dindan « draoñ an oabl ». Avel yen ar sav-heol a savas. An deñvalijenn en em astennas war an douar. A-benn ar fin, ez eas Yannig e-barz an ti.

(1) E gwir, n'eo ket « va faotrig karet » a reas mamm Yannig eus he mab — « *A ghràdh ghil* » (o karantez gwenn) eo a rae.

(2) Ar grilhed.

(3) « *Bun na spéire* » en iwerzoneg, da lavarout eo an dremmwel.

« 'M eus aon na zeuint ket fenoz », emezañ. « Mar bez youl Doue e teuint warc'hoaz ».

.............................................

Dont a reas ar beure, an deiz war-lerc'h. Yannig a savas abred hag a yeas da spia diwar veg ar roc'h. Dont a reas kreisteiz. Dont a reas an abardaez. Siouaz ! ne zeuas ket ar gwennilied.

« Marteze e welimp anezo o tont warc'hoaz » eme Yannig en eur zont e-barz ez-trist an noz-se.

Hogen, n'o gweljont ket. Ha n'o gweljont ket o tont antronoz, nag an eilantronoz. Ha setu ar pez a lavare Yannig bemnoz en eur zont e-barz an ti :

« Marteze e teuint warc'hoaz ».

## II

Bez' e voe eun abardaez dudius da ziwez miz ebrel. Glan ha fresk, eur bam ! e oa an aer goude eur barrad-glao. Bez' e oa eur goulou burzudus er c'huzheol. Edo an evned oc'h ober sonerez e-barz ar c'hoad. Edo an tonnou o kana eur werz war an draezenn. Hiraez a oa, avat, e kalon ar bugel, hag heñ o c'hortoz ar gwennilied.

Klevout a reas a-greiz-holl eur vouez n'en doa ket klevet el lec'h-se abaoe ouspenn c'houec'h miz. Eur vouez vihan vihan. Eur vouez wan flour-meurbet. Eur geiz mibin ha drant, disheñvel diouz n'eus forz peseurt richan o tont eus beg eul labous. — Tiz ar flamm warnañ, e tostaas eur c'horf bihan du o tont eus ar c'hreisteiz. Hag heñ o nijal uhel en aer. Diou askell digor ha kreñv d'ezañ. E lost a stumm gant eur forc'h. Hag heñ o trouc'ha e hent dirazañ evel eur saez bannet gant eur wareg. Diskenn a reas a-



greiz-holl hag e troas. Sevel a reas adarre hag e tiskennas hag e troas adarre. Skei a reas, neuze, dres etrezek Yannig, en eur gana a vouez uhel, hag ez eas da ziskuiza ha da neiza e ker-c'henn ar paotrig goude e veaj hir evit dont eus ar c'hreisteiz.

« O ! te 'zo va c'harantez, te 'zo va c'harantez ! » eme Yannig en eur zerc'hel ar wennili en e zaouarn hag en eur bokat d'ezi war he fenn bihan du. « Bez deut-mat, te hag a zeu eus ar broiou pell ! Daoust hag ez out skuiz goude beza beajet da-unan-penn a-zioc'h broiou hag a-zioc'h moriou ? Ora (1), da garout a ran mil ha mil gwech, o kannad bihan kaer eus ar vro ma ren an hañv atao enni ! E pelec'h emañ da geneiled ? Petra a c'hoarvezas ganeoc'h war an hent evit dont ken diwezat ? »

Endra m'edo o komz evel-se gant ar wennili hag o pokat d'ezi adarre hag adarre c'hoaz en eur dremen e zourn gant karantez war he diouaskell du-glas, war he gouzoug bihan ruz, war he brennid gwenn ha tomm, e tenijas eul labousig koant all, a ziskennas en o c'hichen. Sevel a reas an daou evn en aer neuze, hag al lec'h kenta all ma 'z ejont da ziskuiza a voe an neizig end-eeun a oa kuzet e-barz an ilio, a greske stank war vogeriou an ti.

« Emaint o tont en diwez, o mammig ! » eme Yannig en eur redek e-barz an ti, laouen an tamm anezañ. « Emañ ar gwennilied o tont en diwez ! Degouezet eo eur re anezo — ar re o doa o neiz a-us d'am prenestr. Ar re all a zegouezo warc'hoaz ».

Stoui a reas ar vamm hag e krogas ennañ a-dro-

(1) Ger a garantez, troidigez ebet d'ezañ e brezoneg.

vriad. Neuze e pedas Doue a vouez izel, o trugarekaat anezañ evit beza kaset gwennilied betek enno. Ar flamm a oa e daoulagad ar bugel a lakaas levenez e kalon ar vamm.

C'houek e kouskas Yannig an noz-se.

.........................................................

Ar gwennilied a erruas goude o mignoned. A-unanou da genta, diou ha diou da c'houde, hag en diwez a-vandennouigou bihan. Pegen laouen e voent pa weljont al lec'h koz adarre. Ar c'hoad bihan hag ar waz-dour o redek a-dreuz d'ezañ ; ar c'hro wenn traezek ; an onnenned e-kichen an ti ; an ti e-unan hag an neiziou koz, dres evel m'o lezjont c'houec'h miz a-raok. Netra n'en doa kemmet nemet ar bugel bihan. Siouloc'h ha koantoc'h e oa eget gwechall. Aliesoc'h e oa en e goazez eget o redek e-unan-penn dre ar parkou, evel ma oa kustum a-raok. Ne veze ket klevet o c'hoarzin pe o kana ken alies. Ma verzas ar gwennilied kement-se (ha ne lavarfen ket n'hen grejont ket) sur eo e voent glac'haret.

Tremen a reas an hañv. Dibaot ez ae Yannig da redek war an hent. Mont a rae da azeza ez-laouen war veg ar roc'h, evit sellout ouz ar gwennilied hag evit klevout o geizadeg. Tremen a rae an eurveziou evel-se. Alies e veze eno abaoe tarz an deiz betek « abardaez an heol melen ». Ha bemnoz pa zeue e-barz an ti en doa eun toullad istoriou, — istoriou kaer ha souezus, — da zanevella d'e vamm. Pa c'houlennatae anezañ diwar-benn an istoriou-se, e lavare atao d'ezi en doa desket anezo digant ar gwennilied.



# III

Ar beleg a zeuas e-barz an ti, eun abardaez.

« Penaos emañ ar bed gant Yannig an Evned bremañ, o Evlin ? » emezañ. [« Yannig an Evned » a oa an ano roet d'ezañ gant ar baotredigou all, abalamour d'e garantez evit al laboused].

« Ma, o tad, biskoaz n'eo bet ken yac'h a-hed an devez abaoe m'eo erru an hañv. Eur flamm a zo war e zivoc'h, na welis biskoaz a-raok ».

Sellout piz a reas ar beleg outi. Merzet en doa-heñ ar flamm-se abaoe eur pennad, hogen, m'en doa, ne oa ket bet faziet gantañ. Tud all o doa e verzet ivez ha, m'o doa, ne oant ket bet faziet kennebeut. Anat e oa, avat, e oa faziet ar vamm. Daerou a zeuas e daoulagad ar beleg, hogen, evel m'edo Evlin o lakaat an tan da gregi, ne verzas ket anezo. Krena a rae e vouez pa gomzas adarre, hogen ne verzas ket ar vamm an dra-se kennebeut.

« Pelec'h emañ Yannig bremañ, o Evlin ? »

« Emañ en e goazez war ar roc'h er-maez, o komz gant ar gwennilied, evel ma lavar e-unan. Souezus eo ar garantez en deus evit an evned-se. Hag anaout a rit, o tad, petra a lavaras d'in an deiz all ? »

« Ne ran ket, o Evlin ».

« Lavarout a rae ez afe kuit ar gwennilied diouzimp abarz nemeur hag e c'houlennas ouzin : Petra a rafes, o mammig, ma 'z afen kuit a-gevret gant ar gwennilied ? »

« Petra hoc'h eus lavaret, o Evlin ? »

« Lavarout a ris d'ezañ mont er-maez ha chom hep tregasi ac'hanoun. Hogen ez oun dalc'hmat o soñjal er pez a lavaras hag ez oun strafuilhet. Daoust

ha n'eo ket iskis ar soñjezon-se, o tad, — mont gant ar gwennilied ?

« Niverus eo ar soñjezonou iskis a zeu e kalon ar vugale », eme ar beleg. Hag ez eas er-maez hep ranna ger all ebet.

.. .. .. .. .. .. ..... .. .. .. .. .. .. ...... ..

« O huñvreal evel boaz, o Yannig ? »

« Ne huñvrean ket, o tad. Emaoun o komz gant ar gwennilied ».

« O komz ganto ? »

« Ya, o tad. Atao e vezomp o komz a-gevret ».

« Petra a lavarit etrezoc'h ? »

« Komz a reomp diwar-benn ar broiou pell, ma vez an hañv atao enno, ha diwar-benn ar moriou gouez, m'en em goll al listri enno ha diwar-benn ar c'hêriou gwenn-kann, ma chom ar roueed enno ».

Souezet e voe ar beleg evel ma oa bet ar vamm araok.

« Te eo a zezrevell an traou-se, hag int-i eo a selaou ouzit, moarvat ? ».

« N'eo ket me, o tad. Int-i eo a gomz an aliesa, ha me eo a selaou outo ».

« Ha kompren a rez o c'homzou, o Yannig ? »

« Bez' e ran, o tad. Ha ne gomprenit ket anezo, c'houi ? »

« Ne ran ket re vat. Ro d'in plas war ar roc'h, hag ez azezin e-pad eur pennadig, hag e tisklerii d'in petra emaint o lavarout ».

Sevel a reas ar veleg war ar roc'h, hag ez azezas e-kichen ar paotrig. Lakaat a reas e zourn en-dro d'e c'houzoug, hag e toullas kaoz gantañ.

« Displeg d'in petra edo ar gwennilied o lavarout d'it, o Yannig ? »



« Kalz traou edont o lavarout d'in. Kalz istoriou kaer o deus danevellet d'in. Daoust hag hoc'h eus gwelet an evnig-se a zo dres o paouez tremen, o tad ? »

« Ya, gwelet em eus anezañ ».

« Hennez eo ar marvailher amparta anezo holl. Emañ e neiz e-barz an ilio, a gresk a-us prenestr va c'hambr. Hag eun neiz all en deus er c'hreisteiz, evitañ e-unan hag evit e wreg ».

« Ha gwir eo, Yannig ? »

« Ya, eun neiz bihan kaer war-hed miliadou ha miliadou a viltiriou ac'han. Ha n'eo ket iskis an drase, o tad ? Ar wennili vihan he deus daou di ha n'eus ganimp nemet eun ti hepken ? »

« Iskis eo, e gwirionez. Hogen peseurt bro eo hounnez m'he deus he zi all ? »

« Pa serran va daoulagad e welan eur vro vras digenvez. He gwelout a ran bremañ, o tad ! Eur vro souezus ha spontus. N'eus na menez, na krec'hienn, na traonienn enni, netra nemet eur gompezenn vras, plaen, traezek. N'eus na gwez, na geot o kreski enni, netra nemet an douar ken noaz ha palv ho tourn. Traez dre holl. Traez dindan ho treid. Traez tro-war-dro d'eoc'h. An heol o skei a-us d'ho penn. Koumoulenn ebet en oabl. Tomm-bero eo anezi. Amañ hag ahont ez eus eul lec'h bihan geotek evel eun enezennig e-kreiz ar mor. Diou wezenn uhel o kreski war bep unan. Anezo eur wasked enep an avel hag an heol. Gwelout a ran eur roc'h uhel war unan eus an enezennou-se. Eur roc'h vras spontus. Bez' ez eus eur faout enni hag e-barz ar faout emañ neiz ar wennili vihan. Neiz va gwennili vihan d'in ».

« Piou a zanevell d'it kement-se, o Yannig ? »

« Ar wennili. Tremen a ra an hanter eus he buhez er vro-se, hi hec'h-unan hag he gwreg. Pegen dudius ar vuhez a renont war an enezennig digenvezhont, e-kreiz eur gouelec'h ! N'eus na yenijenn, na glebor eno, na reo, nag erc'h, netra nemet an hañv atao... Ha goude-se, o tad, ne ankounac'haont ket an neizig all o deus en Iwerzon, nag ar c'hoad, nag ar stêr, nag an onnenned, na me, na va mamm. Pep bloaz, d'an nevez-amzer, e klevont evel eur c'huzulig e-barz o diouskouarn, o lavarout d'ezo ez eus deil e-barz ar gwez en Iwerzon, hag e par an heol war ar parkeier, hag emañ an ein o vegeliat hag emaoun-me ouz o gortoz. Hag e lavaront kenavo d'o zi en douar estren, hag ez eont dirazo hep ehana morse ken na welont beg ar wezenn-onn ha ken na glevont mouez ar stêr ha begel an oaned ».

Selaou a rae ar beleg gant evez.

« O ! ha pegen souezus o beaj evit dont eus ar C'hreisteiz ! Dilezel a reont ar gompezenn vras traezek hag ar meneziou uhel ha moal a zo war he ribl, hag ez eont dirazo ken na zegouezont gant ar mor bras. Hag i a-us d'ar mor o nijal dalc'hmat hep skuizder na faez. Gwelout a reont dindano an tonnou divent hag al listri oc'h arat ar wagenn, hag ar gouelioù gwenn, ha skraved ha morskouled du ar mor, ha traou marzus all n'em eus ket koun anezo. Hag en eun taol, e sav an avel hag ar wall-amzer, hag e welont al listri o vont d'ar strad, hag an tonnou o sevel an eil war gribenn eben. Hag ez eont, al labousedigou, skoet gant an avel, dallet gant ar glao hag an holen, ken na dizont an douar a-benn ar fin. Mont a reont eur pennad c'hoaz, hag e welont ar pradou geotek, hag ar c'hoadou glas o barr, hag ar meneziou uhel o c'hribenn, hag al lennou en o gourvez, hag an aberiou kaer, hag ar c'hêriou brao evel ma vez gwelet war ar skeudennou, hag e sellont outo dindano. Gwelout a reont tud o labourat. Klevout a reont chatal o vlejal, ha bugale o c'hoarzin, ha kleier o seni. Ne chomont ket a-sav, avat. Mont a reont dalc'hmat, ken na zegouezont gant ribl ar mor adarre, ha ne baouezont ket, ken na blavont war zouar Iwerzon ».



Kenderc'hel a reas Yannig da gomz pell evel-se, endra ma selaoue ar beleg ouz pep ger a lavare. Edont o varvailhat pa gouezas an deñvalijenn ha pa huchas ar vamm war Yannig evit ma teufe en ti. Mont a reas ar beleg d'ar gêr en eur brederia ennañ e-unan.

## IV

Tremen a reas miziou eost ha gwengolo. Edo miz here hanter dremenet. A-feur ma verrae an deiziou, e teue Yannig da veza tristoc'h. Dibaot e komze ouz e vamm bremañ, hogen, bemnoz, a-raok mont da gousket, e poke d'ezi gant karantez ha tenerded, en eur lavarout :

« Galv ac'hanoun abred, o mammig. N'em eus ket kalz amzer bremañ. Mont a raint kuit hep dale ».

Bez' e voe eun deiz kaer lugernus e-kreiz ar miz. Abred er beure e verzas Yannig edo ar gwennilied oc'h en em voda war lein an ti. Ne fiñvas ket a-ziwar e sez e-pad an devez-se. En eur zont en ti diouz an noz, e lavaras d'e vamm :

« Mont a raint kuit warc'hoaz ».

« Penaos e ouzout an dra-se, lellig ? »

« Lavaret o deus d'in hizio... O mammig », emezañ adarre goude eur pennad tav.

« Petra 'zo, mabig ? »

« Ne c'hellin ket chom amañ pa vezint aet kuit. Ober a rankan mont a-gevret ganto... betek ar vro ma vez an hañv atao. Ne vefes ket glac'haret ma 'z afen kuit ? »

« O ! va zeñzor, va mil teñzor, na gomz ket evelse d'in ! » eme ar vamm en eur gemerout anezañ hag en eur waska anezañ war he c'halon. « Na da ket kuit ! Ne zilezi ket da vammig evit mont da heul ar gwennilied ? »

Yannig ne rannas ger ; pokat a reas d'ezi, avat, adarre hag adarre.

.. .. .. .. .. .. ..... .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Skedi a reas eun devez all. Edo ar paotrig en e goazez abred. Bodet e oa ar c'henta gwennilied war lein an ti abaoe tarz an deiz. A vare da vare ez ae kuit unan pe ziou anezo hag e teuent en-dro adarre evel ma vefent o sellout ouz an amzer. A-benn ar fin, eur re a yeas kuit ha ne zeujont ket ken. Mont a reas eur re all. Hag eun trivet. Neuze ez ejont kuit holl war-lerc'h o mignoned, ken na chomas war lein an ti nemet eur bagad bihan hepken. Ar re a zegouezas da genta, an abardaez nevez-amzer-hont, c'houec'h miz a-raok, a oa er bagad bihan-se. Gwirheñvel eo ne oa ket pres warno da zilezel al lec'h-mañ.

Edo Yannig o sellout piz a-ziwar ar roc'h. Edo e vamm en he sav en e gichen.

Sevel a reas ar bagadig evned en aer hag ez ejont war-du ar C'hreisteiz. P'edont o tremen a-us d'ar c'hoad, e teuas eur re anezo war o c'hiz, — ar re o



doa o neiz a-us d'ar prenestr. Diskenn a rejont eus an oabl war-du Yannig. Tremen a rejont neuze en eur nijal a-rez d'an douar. Steki a rejont o askell ouz boc'h ar paotrig ha goude ez ejont kuit buan. Sevel a rejont en aer adarre en eur richana melkonius hag ez ejont kuit evit mat.

« O mamm », eme Yannig, « emaint o c'hervel ac'hanoun : Deus ganimp betek ar vro ma vez an heol o lugerni atao, — deus, o Yannig, a-us d'ar moriou gouez betek bro ar goulou, — deus ganimp, o Yannig an Evned ! Ne c'hellan ket nac'ha. Bennoz d'it, o mammig, — va mil miliad bennoz d'it, o mammig va c'halon. Emaoun o vont... a-us d'ar moriou gouez... betek ar vro ma vez atao an hañv enni ».

Lezel a reas e benn da goueza en a-dreñv war skoaz e vamm, hag e tennas eun huanad. Klevet e voe leñv eur vaouez el lec'h digenvez-se, — leñv eur vamm o ouela d'he bugel. Aet kuit e oa Yannig a-gevret gant ar gwennilied.

.. .. .. .. .. .. ..... .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Tremen a reas an diskar-amzer hag ar goañv, hag an nevez-amzer a zeuas adarre. Ar c'hoadou a oa glas, an ein a vegelie hag an heol a skede war ar parkeier. Eun abardaez klodleun a viz ebrel, ec'h erruas ar gwennilied. Bez' oa eur goulou souezus war an dremmwel er c'hornog, evel ma oa bloaz 'zo d'an ampoent. Edo an evned o seni e-barz ar c'hoad. Edo an tonnou o kana eur werz war an draezenn. Hogen ne oa paotrig kenedus ebet azezet war veg ar roc'h e disheol an onnenn. E-barz an ti e oa eur vaouez digenvez o ouela e-tal an tan.

« ...Hag, o mabig karet », emezi, « gwelout a ran

ar gwennilied o tont adarre war-du ennoun, hogen n'az kwelin biken ken o tont war-du ennoun, te ».

He c'hlevout a reas ar gwennilied en eur dremen e-biou d'an nor. N'ouzon ket ha klevet e voe gant Yannig, rak edo war-hed miliadou a viltiriou ac'hano... er vro ma vez atao an hañv enni.

*N'eus ken.*



# LODENN AR GELAOUENN

# Diwar-benn
# « BREZONEG AR VUGALE »

N'eo ket ar youl-vat a ra diouer e Breiz. N'eo ket an arc'hant kennebeut. An urz, ne lavaran ket.

Souezet e vefemp gant niver ar re a zo a-du gant ar brezoneg, ma c'hellfemp o c'honta holl. N'eo ket kant, na mil, a vefe kavet, hogen miliadou ha miliadou. Soñjit hepken pet ha pet den a zo bet koumanantet d'ar c'helaouennou brezonek e-pad an tregont vloaz tremenet. Holl, koulz lavarout, e karfent gwelout hor yez enoret, desket hag implijet e pep lec'h. Nemet lezirek int eun tamm, ha digalonekaet gant an dizurz a ren en hon touez.

An arc'hant ivez a gaver, pe a gaved, kentoc'h, aes a-walc'h. Dare e vez an dud da skoazella kement tra a reer evit mad ar yez. Ha ma 'z int nebeutoc'h dare d'hen ober hizio, n'eo ket hepken en abeg d'ar boanveva, hogen dreist-holl en abeg d'an doare spontus o deus bet strolladou ha kelaouennou 'zo da forani ar gwenneien, — ar milluriou, ar c'hantmilluriou, — bet fiziet enno. Amañ c'hoaz, an dizurz a zo deut abenn da ziskar an oberou kaera.

An urz a dalv muioc'h padal eget an niver hag an arc'hant. Ne garfen ket en em veuli, ha ret eo d'in kemer skouer « Gwalarn » koulskoude. Biskoaz n'hon eus bet eun niver bras a dud ganimp. Re vat eo hor c'helaouenn evit kalz eus hor c'henvroiz, ha boas omp da lavarout ar wirionez fraez ha sklaer a-enep d'ar

bed. Displijout a reomp eta d'ar speredou striz ha d'ar re a gar me vefe flouret o c'hein d'ezo, ne vern petra a reont. Biskoaz n'omp bet pinvidik kennebeut. Ar re o deus hon harpet ken feal a-hed bloaveziou n'int ket pinvidien. Graet hon eus kalz, daoust da se, peogwir hon eus atao dalc'het mat d'ar stur, atao o sellout piz dirazomp hag o virout pep tra kempenn en hor bag. Kement gwenneg hon eus dispignet a zo bet dispignet evit ar brezoneg, ha n'eo ket bet dispignet en aner. N'hon eus ket graet a vurzudou. Eveziek omp bet hepken.

Evit gwir, kaout urz n'eo ket diaes pa labourer e-unan-penn, war eun dachenn na vez ket darempredet gant re all. War dachenn al lennegez, hon eus gellet ober hol labour distrafuilh, rak eno n'hor boa ezomm eus den nemedomp. War dachenn « Brezoneg ar Vugale, » ez eo bet disheñvel. Eno e rankemp merdei etre ar c'herreg hag ar skosellou strewet a bep tu gant digasted ha direol ar Vrezoned.

Komprenet hor boa pell 'zo ne vije silvidigez ebet d'ar brezoneg, — eur wech diazezet da vat ar yezadur hag an doare-skriva, — keit ha ne vije ket desket lenn d'ar vugale. Komprenet hor boa ivez ne oa ket a-walc'h fistilha na goulenn ma vije graet kenteliou brezoneg er skoliou. Ret e oa ober eun dra bennak talvoudusoc'h eget pennadou-skrid ha prezegennou.

D'ar mare ma savjomp « Brezoneg ar Vugale », harluet e oa ar yez diouz an holl skoliou, kristen ha laik. Ne oa da gonta, evit lakaat ar vugale da lenn, nemet war eun nebeut mistri, eun nebeut beleien hag eun nebeut tud all a youl-vat. Ha c'hoaz, pez a c'hel-lent ober peurliesa, a oa rei levriou d'ar re yaouank, ha netra ken.



Nag a wech eo bet rebechet d'imp aozadur « Brezoneg ar Vugale » ! « Arabat d'eoc'h, » a lava-red d'imp, « rei levriou. It da werza anezo, mar kirit. Hogen eun dra a zo roet n'en deus talvoudegez ebet, ha fae a reer warnañ. »

Gwir eo marteze. Ar re a gomze evel-se ne ouient ket koulskoude pegen kalet e oa hol labour. Mont da werza levriou ? Ret e oa d'imp pedi hag aspedi a-wechou evit m'o c'hemerjed evit netra ! Karga unan bennak da werza ? Hogozik kement gwech m'hon eus klasket hen ober, pe kollet eo bet o arc'hant gant paour kaez tud, pe laeret omp bet en eun doare mezus ! Rak amañ, kaer a oa d'imp beza oberiant ha kempenn, e kejemp gant diegi ha dizurz a-berz hor c'henvroiz. Kas eur pakad levriou pa c'houlenned diganimp, ne oamp ket evit ober ken.

Lizer eskob Kemper, o c'hourc'hemenn deski ar yez er skoliou kristen, a reas eur vad dispar, n'eo ket hepken en eskopti, hogen e Breiz-Izel a-bez. Disentet e voe outañ re alies. Sentet e voe outañ koulskoude gant mistri 'zo. Levriou « Brezoneg ar Vugale » a c'hellje beza lakaet etre daouarn bugale o dije desket lenn, pe a c'hellje talvezout d'ezo da zeski lenn dindan vleniadur ar vistri.

Amañ c'hoaz, siouaz, ne deas ket an traou evel hor boa c'hoantaet. D'ar poent-se end-eeun eo e krogas ar profou da izelaat. A zo gwasoc'h, ar skoliou a c'houlenne eur wech ne c'houlennent ket atao diou. Pe lentegez pe lezíregez e oa, ne ouzon ket. Ne oa ket alies kennebeut hor boa aliou ar vistri diwar-benn al levriou o doa bet diganimp. Skriva a raed evit goulenn. Ha neuze, kelou ebet ken. Ne skrived ket d'imp zoken da lavarout e oa bet degemeret ar pakad.

Ne c'helle eta « Brezoneg ar Vugale » mont warraok nemet en eur jilgamma. Gwelloc'h e oa eget kent : eun tammig gwelloc'h hepken. Etre daou, savet e voe « Ar Falz » da zihuna ar vistri laik. Dihuna a reas war eun dro ar re speredeka eus ar vistri gristen. Eun norig a voe digoret c'hoaz da « Vrezoneg ar Vugale » da greski e dalvoudegez.

An darvoud bras, evelato, d'am menoz, a voe krouidigez, e tro Pleiben hag Ar C'hastell-Neve, ar strollad : « Brezoneg er Skoliou. » An dud-se eo o deus kavet ha diskouezet an hent a ranko beza heuliet hiviziken e pep lec'h, ma karer stourm en diwez en eun doare efedus. Souezet e voen, — hen anzav a ran, — pa welis, evit an dro genta, Brezoned o tont a-benn da ziazeza eun dra bennak ha da genderc'hel gant an ero. Douar kalet en diwez e-touez latar an huñvreou. Eun enezennig start o sevel e-kreiz mor an dizurz. Eun darn vras eus arc'hant kef « Brezoneg ar Vugale » a zo aet da harpa an ober-se. Ha biskoaz, a gredan, ne voe implijet gwelloc'h.

Rak adarre e lavaran : netra ne dalv er-maez eus an urz hag ar c'hendalc'h. Peogwir hon eus dalc'het da reolennou ar yezadur hag an doare-skriva, daoust d'an diboelleien a glaske herzel, hon eus hizio eur yez lennegel hag unvan. Ma talc'homp d'eur reolenn fur evit skigna ar brezoneg er skoliou, e ouezo pobl Vreiz, a-benn eun nebeut bloaveziou, lenn ha skriva he yez. Kement tra savet buan ha ne vern penaos a yelo da get. Al labour frammet-start hepken a bado hag a zougo frouez.

Amañ omp hizio. « Brezoneg ar Vugale » a dalvezo kalz pe nebeut hervez an implij a vo graet anezañ. Savet eo bet da skoazella kement hini a venn enaoui



karantez ar brezoneg e kalon ar re yaouank. Skoazella a raio, avat, da genta holl, — hag amañ e kredan e vo an holl brofourien a-du ganin, — ar re a oar labourat, ar vistri hag ar veleien a stourm o-unan-penn, abaoe bloaveziou, en eur barrez, hag ar strolladou egiz « Brezoneg er Skoliou », a zo enno tud a benn. Rak n'eus Breizad a c'heller fiziout ennañ muioc'h eget an hini a zo bet barrek da drec'hi war e zigasted.

ROPARZ HEMON.

Lakait an dud
da lenn

## KANNADIG GWALARN

evit 10 lur hepken
o devo 6 levrig kaer
ar c'haera a c'hellfent da gaout
evit ar priz

●

Klaskit ivez koumananterien nevez

da **WALARN**

●

**Seul vui e kresko niver
ar goumananterien
Seul vui e kresko ment
an niverennou**

# Notennou

**« Brezoneg ar Vugale »**

Profou :

Dizano : 100 l. — An Ao. L. Le Cornec : 100 l. — en holl : 200 l.

Levriou kaset :

20 koumanant-bloaz da « Gannadig Gwalarn » e Plourio hag en Enez Sun : 200 l.

Trugarez d'ar brofourien. Chom a ra er c'hef : 272 l. 35.

*Embannaduriou "Gwalarn"*

**Eun nevezenti vras**

**An hini kenta**
**eus eur rummad**
**levriou gouiziegez**
**e brezoneg**

# MENTONIEZ

**gant C. L. KERJEAN**

**eul levr kaer gant skeudennou**
**da veza moulet e kerz miz here**

**Prenit ho niverenn dioustu**

**Priz : 12 lur dre ar post**

Moulerez M. VIOLET, 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Mérour* : Y. DRÉZEN

Priz : 16 real